# CANTIC SPIRITUEL.

## *Histoér admirable à vuhé Santés Barbe.*

COMPAGNONEAH, dré garanté,
Cheleuet cannein er vuhé
A Santés BARBE beniguet,
Aveit er Fé martyriset.

Er blai deu-gant ha hentér-hant,
Edan Maximin en tirant,
A zuchentil noble respectet,
E Nicomédi oai gannet.

Hi Zud e oai idolâtret,
Er fellan lésen zou ér bet;
Hi Zad d'er Grechénion forh-garhue,
A rei ou bondannein d'er marhue.

Mæs er Uirhiés Santés Barba
Meit Jesus ne gârai nitra;
Crechenés oai à ùir galon
Ha secour braa er Grechénion.

El me oai bràu ha cair meurbet;
Guet ur Prince é oai goulennet,
He guet-ou é oai desiret,
Aveit en dout-hi de briet.

Hi Zad e gommandas dehi
Receu ha quemér er parti;
Mæs hi e resondas nezé:
Birhuiquin ne rein quement-cé.

E chongeal guellat hi gonni,
Ur ourhemen e ras dehi:
D'antrein én un tour é prison,
E clasq hé ramtein d'é ræson.

Inou é cavas Doué hé Zat,
A ziscaras guet un taul troat:
De Jesus-Chrouist én hum gloestras,
Corf hao inean, à galon vras.

Er honzeu-men e lavaras:
Jesus zou marhue eit omb ér groas;
Grateah e ran d'hou Majesté,
Dré ur rô, me virginité.

Goudezé é commandas prest
Ma vai groeit én tour tair fenestr,
Aveit inourein en Drindet,
A gârai à galon parfet.

Hi Zad en dra-zé pe uélas,
Guet er Santés e onlennas:
Petra senefi quement-cé
Zou groeit dré hou c'autorité,

Ou gobér e mès commandet
Aveit inourein en Drindet:
En Tad, er Mab, er Speret-Glan,
Tri Person, un Doué é hunan.

Tair fenestr zou ar er prison,
Hac é Doué é hès tri person;



Hi Zad hi antand n'ellas quet
Manque na oai bet hadéet.

Ma Zad, à pe mès commanoet,
Ma lavarou doh ma segrat:
Credein e ran é Jesus-Chrouist:
A drouc a ran-mé, ma hoh trist?

Souhet bras en doh hou cuélet,
Itré hoh-hui Idolâtret,
E inourein hac adori
Douéet n'en dint meit mæn ha pri!

Er Grechénion en dès cas
Doh Jupiter ha doh Pallas:
Satan en dès int invantet
Aveit col er bohle ag er bed.

Én Afriq, en Egyptiannet
A guemér d'ou Doué serpantet,
E special er hocodéril
A uélér doh riviér en Nil.

Ré-ral a stoui dirac un asen,
Ré-ral e hed ur guélionnen;
Hao en dut à Alexandri
E ador er hah hac er hi.

Aveit omh-ni Crechénion,
Ni ador un Doué é hunon,
Péhani e zou en Eutru
Ag en doar, ag en inenhneu.

M'hou ped, à balamor de Zoné,
Hou pet truhé doh hou ç'iné,
Lest el lézen-zé milliguet,
Autremant é vehait dannet.

Hi Zad nezé, à p'hé hleuas,
Guet counar bras e lavaras :
Effrontet-ons, én essurance,
Conz ér guis-cé hac ém presance.

Ya, red-é certænemant
E bès collet er jugemant,
Adorein un Doué zou crouguet
Aveit crimeu, hemb mad erbet.

Mé ouair é oai crucefiet,
Dré en Uzéurion erraget ;
Mæs, me Zad quesh, me cheleuet,
Quenevé-oé é hoemb collet.

De Jesus, en dès hun prenet,
Barbe, hou mairh, zou diméet :
Ha brassoh é certænemant
N'en dé Maximin en tirant.

Hennéb en dès groeit à nitre
Quement e uélamb ér bed-ma ;
Hac e rei demb aveit jamés
Ur place cair én é Varadoés.

Mæs erré ne gredint én ou,
Ér fin galhuet ol dirac t'ou,
Ean ou hondannou d'en tan groæs
De losquein birhuiquin jamæs.

Nezé hi Zad, guet furi bras,
E gléan e zihoubinas,
Hi zrezein e falas tehou ;
Mæs Doué n'hi lausquas quet guet-ou.

Ridèg e ras been ar hi lerh,
Mæs ur roh kær, güen èl en éerh,

Eit hi honservein antiér,
Hum siguoras dré en hantér.

Goudeé é oai quaméret,
Hac à boui ur gorden stleiget :
Hi Zad hi lacas hi hunan
E prison er Juge Marcian.

Er President, à p'hi güélas,
D'er Santés ean e gommandas :
Promptemant dein-mé lavaret
Péh sort Doué e adoret.

Credet-mé enta, President,
Crechenés-on certænemant;
Ha n'en dès nao eur na tourmant
E èl changein me santimant.

Hou Touéiau n'ou dès quet guellout
Da obér demb na mad na drouo;
Rac-cé é ma bras hou fari
Lacat er boble d'ou adori.

En ur boén vras é hon guenoh,
Me mairh, truhé e mès doh oh;
Quitteit hou lézen promptemant,
Pé é hoh marhue certænemant.

Mar caret change à santimant,
Hui hou pou hac eur hac argant,
Ur Prince bras aveit priet,
Hou cárou èl a véritet.

Éet guet-ai é dannetion;
Jesus zou me zrezor güirion :
Fol vai me dein emhitius
Ne vehai coutant à Jesus.

Hi Zad méchant à p'hi hlauas,
D'er Presidant é lavaras:
Eutru Presidant, groeit justice,
Er vauh-man zou lan à valice.

Rac-cé groeit justice, mé hou pet,
Ha dehi n'hé ispergnet quet,
Pé laret e vou ér hanton
E boh à du er Grechénion.

En Ampereur, hemb differh erbet,
E ordren ma vint ol losquet;
Mar fariet, credet erhat
E boh certæn à gol hou stat.

Soudein Barb e oai dihusquet,
Ha doh ur pilér arrèt;
Int hi dispen guet scrihuellau,
Ma couéhai hé hic à dameu.

Horriplat on dra oai gùélet
Hi goêd à bouilad é ridec!
Na oai dén, na bras na bihan,
Ne ouileint ol cotibunan.

Goudé d'er prison oai casset
Hac ér basefos disquennet,
E clasq dont de bèn à nehi,
Autremant hi dézespéri.

Inou hé oai bet visitet
Guet Jesus-Chroeist, Salvér er bet,
Pébani én ur gonze doh t'hi,
E ùellas én drouc groeit tehi.

Barbe, me mairh, hou pet courage,
Rac er Presidant e arrage

Palmor ne vennet me buittat
De adorein Douéet hou Tad.

Jesus, n'em abandonnet quet,
Mar plige guenoh, me secouret,
Ma ellein couragusemant
Andur eit oh pep sort tourmant.

En hiaut, et loèr hao er stiret
E vebai quentoh distruget,
Barbe, aveit ne vanquein deoh,
Ha n'em bai sourci à hanoh.

En eil trenos é oai tennet
Aveit bout hoah interroget;
Hac é oai reit debi de choas
Renoncein pé tourmanteu bras.

Barbe fortefiet guet Doué,
Prest a respoudas d'en dut-cé:
Disclæriet e mès doh déja
Me santimant hemb nah nitre.

Birhuiquin jamæs ne changean
Er péh e hoès cleuet berman:
Jesus zou scrihuet ém halon,
Guet é Varhue hac é Bassion.

Hac é vezou de virhuiquin,
Deust d'hou tourmant, deust d'hou anquin:
Rac-cé, Tirant, dehoui abret
D'em lemel ér mæz ag er bet.

En Tirant-cé, guet é arrage,
A lacas dispen hi visage
Hac er hie à hé hostéreu,
Guet cribeu hoarn ha rasérieu,

Pe uélas n'ellai quet doh t'hi,
Ean e chongeas hé hondanni
Er fin de vezout dibennet
Ar ur chalfaut e oai sàuet.

Er bourreàu, guet truhé doh t'hi,
N'hi dibennai quet à nehi;
Hi Zad, crihoh ha tirant bras,
D'hi dibennein e hum offras.

Un taul glean deguet hi Zat
E zispartias aveit mat
Hi horf eurus à zoh hi fen,
Hac hi lamas à bep anquen.

Un tarh curun deit ag en Né
E foeldras hi Zad goudezé :
Quement aral ait payemant
E arrihuas guet en Tirant.

*FIN.*




É GUÉNET, é ty J.-M. GALLES, imprimour.

